# GWALARN

ABEOZEN

# *PEVAR MARVAILH*

**28**

MEURZ 1931

# Permisionad

— « C'houez fall a zo gant an traou fenoz », eme Erwan d'ezañ e-unan. Para a ra e sellou war benn-traoñ ar stankenn, peuz-diheverz er serr-noz loued. Stankoc'h stank e fuc'h tarzadennou ruz-glaou ar bombezennou askellek war al linenn genta.

Emañ oc'h ober ged abaoe eur pennad war dreuz pazenn uhela an diri a ziskenn e kao mereuri « Les Chambrettes ». Eus an tier ne van nemet berniou mein a-stlabez. Difenn a reont evelato gant o gwiskad an dek metr karrezennek dindan volz a ro goudor da gabiten an unnekvet kompagnunez, da dud e vureo ha d'e rederien.

N'oar ket mat c'hoaz Erwan pe neuz a zo d'ar c'hornad. N'en deus ket e welet dindan liou an deiz. An tokarnou plat a zo ahont war an uhel e penn ar savenn. Gwelout a reont pep tra. Sede perak ne zeuer er-maez nemet goude serr-noz. Gwenodenn zoun ebet da vont war adreñv da vureo ar c'homandant, hini ebet kennebeut da gerzout betek ar c'hevrennou el linenn genta. Mar difoup eun arsailh e vo ranket ruza a doull da doull obuz da gas an urziou. D'eur seurt ampoent, gwir eo, n'eus goudor e nep lec'h.

Pignet eo ar batailhon dre amañ war dro Kala Mae. Emañ hizio ar pemp. Ne deu koun da Erwan nemet eus euriou lugudus, eilet gant tarzadennou boud « seier glaou » an tokarnou plat o klask, gant taoliou pigos o c'hant luriou, bolz kao ar vereuri d'he flastra. Adal unnek eur betek serr-noz e pad an abadenn bemdez. Da betra e talvezo ar speurellou prenn ouz he harpa en deiz ma kouezo eur « sac'h glaou » a-blomm warni, den ne oar. Betek-heu avat o deus c'houitet bep tro. N'o deus graet nemet stlabeza gwasoc'h-gwaz an dismantrou disneuz.

Da noz e kouez ar peoc'h. Ar rederien a gantren neuze davet ar c'homandant hag ar c'hevrennou pe a ra ged e toull dor ar c'hao ha gant goulou yen an deiz e steuziont adarre evel gozed dindan an douar da gousket pe da ober van.

Hizio avat eo doareet disheñvel an traou hag e sell Erwan gant kasoni ouz al luc'hed trumm war al linenn genta.

Sed amañ ar Goff o tistrei diouz bureo ar c'homandant.

— « Eur c'helou mat evidout », emezañ sioul ouz Erwan kent diskenn gant an diri. « Mont a rez e permision henoz ! »

Eul levenez mezevellet a gellid en askre ar gedour, gweñvet trumm avat goude eur sell ouz an arne o krozal ahont.

— « Gant ma viro Doue ouzin », a soñj-heñ, « da dapout eur gwall daol araok ! » .

— « Erwan ! » eme mouez ar c'habiten Renaud e doun ar c'hao.

Diskenn a ra.

— « C'houi ha Richard », a gendalc'h an ofiser, « a zo da gemer hent ar gêr en noz-mañ. N'hellan ket avat ho lezel da vont dioustu. Gwelout a rit hoc'h-unan pegen fall eo doareet an traou er c'hornad. Unan all a rankan da gaout en ho lec'h. Kit d'al linenn genta. Kemennit da Richard dont amañ harnezet holl ha lavarit da Renou eo heñ a gemero ho lec'h keit ha ma viot aet kuit ».

— « Mat, kabiten », eme Erwan hag en hent. Diruilha a ra an douar krenegellek dindan e soliou etre ma sko d'al linenn genta. Yao ! eul lamm a ra er foz difenn, abred awalc'h da spluja er strad anezi rak eur barrad bombezennou askellek o tarza a bep tu.

— « Labour brao a raje unan eus al loustoniouse amañ ! » a soñj Erwan en eur sevel, gant eur sell ouz kein ar soudarded, pladet stok-ha-stok ouz ar c'hleuz araok. Krog eo hemañ en e fuzuilh-mindrailher, hennez en e fuzuilh-bombezer ; hemañ all a zo e zourn tost d'e gasedad c'hreunadennou sanket e douar ar c'hleuz.

— « Te eo, Erwan ! » eme ar c'haporal Duchemin a vouez izel. « Eun arsailh a vo hep mar dizale. Klasket o deus dont d'imp diouz an abardaez dre

soupren, gwisket ganto kapotennou gall. C'houitet an taol hag abaoe peoc'h ebet gant ar bombezennou lous ! »

— « Pelec'h emañ Richard ha Renou ? » a c'houlenn Erwan.

— « Ahont pelloc'hik. Taol evez ! »

Hag e kerz Erwan en eur soucha evel ar re all, bep gwech ma tiskenn war ar foz fraoñvadeg tost ar bombezennou.

— « Petra an diaoul eo kement-mañ ? » a vous-komz-heñ pa wel strad ar foz o tanflamma glas dindan tachou e votou.

— « War ar pez a chom diouz eun den e valeez », eme ar gapotenn c'hlas tosta. « Ar paour kaez Oliviero a zo bet losket aze dec'h da noz. Eur vombezenn askellek a zo kouezet war ar c'hleuz. Eur c'hreunadenn fosfor, n'ouzer dare perak, a zo tarzet war eun dro ganti. Devet eo bet an den penn-kil-ha-troad, hep ma ve gallet ober netra d'e savetei. Sede ar vuhez amañ ! »

— « C'houek eo ! »

Degouezout a ra Erwan gant Richard tost d'eun harz-tarzadou.

— « Permision ! » emezañ d'egile e toull e skouarn.

An den a sell outañ dilavar gant eul levenez spouronus en e zaoulagad.



— « Gwisk da sac'h ha kae dillo d'ar bureo d'am gortoz. Hon-daou ez imp kuit. Renou am eus c'hoaz da gavout araok mont en dro ».

— « Gra dillo ! » eme egile en eur rolla e bal-lenn prim-ha-prim.

Sed amañ Renou.

— « Kemer da sac'h », eme Erwan, « ha deus ganin. Va lec'h a gemerez er bureo epad va fermi-sion. Koulz e vi eno hag amañ, a gredan ».

— « Ne vo ket diaes, 'm eus aon », eme ar paotr krenn, sammet gantañ e sac'h hep termal, hag en hent o-daou, a doull da doull, war-du ar grugell vein ahont, damspis war vur steredennek an dremmwel.

Emañ Erwan puchet eur pennadig 'zo e traoñ ar plench a zo gwele ar rederien. E zaoulin a zo stok ouz e elgez. Ger ebet gantañ. Plaouiet eo holl c'halloudegeziou e ene gant ar c'hoant mont pell diouz an toull fall-mañ etrezek peoc'h ar gêr.

E korn pella ar c'hao, sklaeriet e zremm rust gant ar gleuzeur, ar c'habiten Renaud a zo o lenn paperennou. Sevel a ra e benn hag e sell ha plava war Erwan ha Richard, kluchet ken dilavar all, e traoñ an diri, e fuzuilh etre e zaoulin. Eur mous-c'hoarz tano a c'hournij dindan e vourennou du.

— « Kemerit penn ho hent, paotred », emezañ. « Ne deo ket ar c'houlz d'ho terc'hel amañ ho-taou pelloc'h hep ezomm. Kenavo ha chañs vat d'eoc'h ! »

— « Ha deoc'h, kabiten ! » eme an daou soudard, ha prim e krapont gant an diri.

Emaint war ar wenodenn. N'o deus ket bet amzer d'ober dek kammed ma tiruilh warno, diouz doun an noz, fraoñvadenn dialanet eur « sac'h glaou », an hini kenta abaoe kuz-heol.

N'int ket c'hoaz souchet ma klev o diouskouarn spontet stokadenn voud an dra en eur poull pri. Tarz ebet. C'houitet eo. Panave se avat piou oar petra en dije graet anezo korventenn loskus eur seurt pakad « cheddit ».

— « Evit doare », eme Erwan garo, en eur skampa founnus, egile war e roudou, « ne deo deut ar c'houlz evidomp nemet da vont d'ar gêr ! »

Sede i tost d'ar foz doun o c'haso betek hent « Bras ». A-daol-trumm eur skleur spontus a zeu war enaou en oabl a-dreñv d'o c'hein. Tarzadennou diniver a stlak war al linenn genta. Eur sell a reont, evel sounnet. Kroget eo ar stourmad war ar gompagnunez. Fuzeennou gwenn mezevellus a roudenn an dremmwel du. Fuc'ha a ra ar greunadennou a-rez an douar. O diforc'h a reer aes diouz luc'hed ledanoc'h ar « seier glaou » o pigellat dismantrou ar vereuri. Sed amañ o wignal, a-us d'ar c'hornad, boullouigou ruz ar fuzeenn da c'houlenn an dennadeg-harz.

— « Eun degemer c'houek d'an tokarnou plat ! »



eme Richard. « Deus kuit alese ha dillo ! C'houez ar rost a zo gant ar vro zaonet mañ ! »

Hag e lammont er foz doun hag e kerzont bremañ dilavar ha disoñj, menoz ebet ken en o empenn nemet ar c'hoant d'ar pal a luskellas o foaniou a-hed nouspet sizun : dek dervez leun da dremen er gêr pell diouz ar wall huñvre deut da veza buhez pemdeziek milionou tud, bloaveziou a zo endeo, ha betek peur ? Doue a oar ! — Klevout a reont moarvat, gwiadennou an obuziou 75 o c'houibana a-us d'o fenn etrezek an argadenn-drumm. Kerzout ha kerzout diehan n'ouzont ken, daoust d'o diouskoaz trouc'het gant lerennou ar sac'h, daoust d'o zreid teneraet gant ar c'houezenn ha bloñset gant lêr kalet o botou. Mont a reont, daou birc'hirin sammet gant pec'hed mistri dall ar bed, ouz krec'h hag ouz traoñ, dre foz ha dre hent, ken na gavont war hent « Bras » eur c'harr bitailh kanolierien d'o degemer el lost anezañ, ma kouskint aze difinv war eur gwiskad seier goullo. Degouezet e kazarn « Bevaux », eur banne kafe tomm hag eul lomm gwinardant, hag en hent adarre, hep sac'h hag hep harnez en dro-mañ, eun drouin pe zaou hag o bidon nemetken en o c'herc'henn, etrezek « Dugny », da sevel en treñ lugudus, barr gant ar moged butun hag an huñvreou pounner, o c'haso da varadoz kollet ar peoc'h evit dek dervez... dek dervez klok... eur beurbadelez !

# Tadig

Kampoullennou doun o skei d'ar pevar avel ; letonennou druz o wiska an daou ziribin anezo, gant gwez prun Mirabel skignet amañ-duhont ; war an uhelennou kurunenn ar c'hoadou du o vevenna an oabl digoumoul. A-gleiz d'ar waz dour hc c'hael haleg, teol rouz toennou « Salmagne » a sked dindan hinon miz Gouere.

E traoñ ar vourc'h pevar soudard a zo o kutuilh piz bihan a-gevret gant eur plac'h yaouank bleo melen. C'hoarz sklintin ar goantenn a c'hournij bep ar mare a-us d'ar park. N'eo ket tenn al labour evit doare. Arouezerien an trede batailhon eo a zo o rei dourn da verc'h an ti, ma kouskont er c'hrignol anezañ abaoe eur sizun.

Ouspenn bloaz oa ma vevent, stag ouz tristidigez « Verdun ». Ar goañv hag an nevez-amzer dreistholl ez int manet dre eno hep dont, koulz lavaret, e-touez an dud. Anaoudegez o deus graet hogos gant kement kornad a zo etre koad « Avocourt » ha kreñvlec'h « Vaux ».

P'int degouezet amañ levenez ar gwir ziskuiz a zo savet d'o fennou war eun dro gant gwrez gwin gwenn birvidik ar vro hag abaoe e vevont dibreder, koulz e-keñver an da-zont hag an tremenet.



Gouzout a reont koulskoude e rankint mont adarre da « Verdun », da gemer perz en eun argadadeg vras. Da c'hortoz avat e kavont c'houek blaz ar vuhez peoc'hus hag eeun. Da bep dervez eo awalc'h e boan.



Eur soudard krenn, d'ezañ mourennou teo, heñvel-poch ouz ar re a lakaer d'ar C'halianed war ar skeudennou, ha daoulagad glas-mor, lemm ha yen o sellou, a zo o c'hortoz Erwan pa zegouez e toull dor ar c'hrignol gant ar plac'h yaouank hag e gamaladed.

— « Deus da eva eur banne ganin araok ma kemerin da vat hent an adreñv », emezañ ouz Erwan. « Galvet oun da vlenia karr-dre-dan jeneral ar rannad-arme ».

— « Poent oa pell 'zo soñjal ennout ! » eme Erwan en eur vont da heul ar Berr, lesanvet Tadig.

Ar Montroulezad-mañ, en amzer ar peoc'h, en doa peurredet ar pep brasa eus broiou Europa ouz rod-vlenia karr-dre-dan e vestr, eur Saoz pinvidikmor. Eun den a vicher eo mar deus ! Ma ! e-keit ha ma kaver nouspet mab-e-dad o kas en hent kirri pe dumporellou-dre-dan armeou Bro C'hall, emañ ar Berr, goude tri bloaz brezel, fuzuilh mindrailher e trede skouadenn an unnekvet kompagnunez. Evel ma lavar ar Saozon : « An den ret el lec'h ret ».

Aet eo tre Erwan ha Tadig en ostaleri. Duche-

min a zo eno, tud ar skouadenn en dro d'ezañ. Lod anezo a zo bremañ dianav da Erwan. Kornadou « Les Chambrettes » ha « Les Caurières » o deus dalc'het meur a hini ha re all a zo deut en o lec'h.

Gwin gwenn drant torgennou ar « Meuse » a vinc'hoarz er gwer war an daol hag an holl a ev kalonek da yec'hed an hini a gemer eun hent ma vo suroc'h da chom beo ennañ betek diwez gwall hunvre ar brezel. Sevel a ra unan da gana.

Mantell stergannek an noz voull a zo ledet war ar vro. Erwan, eun tammig tommet d'e benn gant ar banneou, a zo war hent e c'hrignol. Lagad melen aour an ostaleriou, leun a ganaouenn hag a voged butun, a roudenn an deñvalijenn.

Soñj Erwan a zo gant ar Berr. Azeza a ra, e-tal skluz ar vilin, da lakaat tan war e gorn butun hag hiboud dour ar ganol a eil e soñjezonou.

Evel en eur finvskeudenn e tibun dirak e eñvor eur bajenn amañ hag ahont eus buhez e geneil.

War ar run 304, e miz Gouere 1916, ar Berr, kaporal mindrailher a zo deut da gemer eul lec'h el linenn genta. Lakaet an « hotchkiss » war eun doare pazenn-denna, e komz eur pennad ouz an dud skuiz-divi a zo da vont kuit, mall warno.

Eun droad-ged, aet er-maez fenoz war-eeun amañ, he deus lezet war an dachenn tri eus he zud tizet gant eur vindrailherez rag-enep. Mar bez kavet tu da vont d'o c'herc'hat, gwell a ze ! Evito avat n'o deus ket bet an nerz d'hen ober.



Steuziet int bremañ e penn ar foz. Prederiet eo ar Berr. Fall-fall eo ar c'hornad. C'houibanadeg tennou dalc'hmat a-us d'ar penn. Diaes e vo mont er-maez a dra sur. Ha penaos gwelout pe da lec'h ez eer en eun hevelep noz dall ?

Sede o sklaeria er reter tarz krenus an deiz. Unan eus ar c'hloazidi, tennet diouz e fallaenn gant an anoued, a glever o klemm en eun tu bennak en araok. Kredi a ra d'ar Berr e wel bremañ eur furm o finval e-harz ar rouedad « Brun ». Eur ger d'ar c'hedourien a-gleiz hag a-zehou hag e tiwisk prim harnez ha kapotenn da ruza aesoc'h dre an toullou. Aet eo.....

A-benn eun hanter eur diwezatoc'h setu heñ stok ouz ar foz-difenn, stlejet gantañ betek eno eur paour kaez den treuz-didreuzet e zivesker. Diskennet eo ar gloaziad er foz gant tud e skouadenn. Unan anezo a zo aet dioustu da gas kemenn d'ar gravazaterien. Aet eo endeo ar Berr davet unan all. Hogos stok-ouz-stok int kouezet. Sklaer eo deut an deiz da veza. Gwelet eo bet ar Berr en dro-mañ, hag eur vindrailherez a stag da skigna he zennou a-rez an douar. Kousto pe gousto, dont a raio en-dro koulskoude, a-benn hiroc'h amzer, gant eun eil gloaziad oc'h alteri. Du eo dremm ar Berr gant ar boultrenn. Divera a ra ar c'houezenn war e zivoc'h. Goude evet gantañ eur gouzougad dour e pella evit an trede gwech, daoust d'an tennou. Buanoc'h e teuio en-dro en taol-mañ avat.

Maro eo an trede soudard ha ne dalvez ket ar boan en em lakaat war var beza lazet evit relegou diene.

Daou zervez goude, eun arsailh fero gant dourennou-leski hag eur ganoliadeg ramzel a ziouenno e gompagnunez. Eun hinienn bennak nemetken a ziskenno, ganto ar vindrailherez diweza. Ar Berr en devo graet e labour evel boaz. N'en do avat na meuleudi nag enor ha ne vo tamm ebet estonet.

Emaomp war dro dibenn-eost. Kompagnunez ar Berr, en hent war du an diskuiz a zo oc'h ehana, tost ouz eur geriadenn. Gwasket eo tud ar skouadenn gant ar sec'hed. Didrouz e tap ar c'haporal krog e daou pe dri bidon hag en hent da brena gwin evit e dud.

— « Ar Berr, da belec'h emaoc'h o vont ?

— « Da brena gwin », emezañ dichek ouz ar serjant Herri, eur pilpous, gwevn e gein dirak an ofiserien, rust avat ouz ar soudarded.

— « Difenn a zo. Chomit en ho lec'h ! »

Hag evel ma kendalc'h egile gant e hent, hep ober van, e tap an Herri krog en e skoaz. Fall en deus graet. Eur javedad a-zoare digant ar Berr a laka ar serjant da ziskregi. Gwelet eo bet, siouaz ! an taol gant al letanant.

Bac'het e voe ar Berr, barnet ha torret diouz e garg. Kaset e voe evel soudard d'an unnekvet kompagnunez. Ne voe ket kalz souezetoc'h, nemet e talc'ho soñj.



E-kreiz an diskar amzer emañ skignet ar rejimant er c'heriadennou tro-war-dro da ger « Bar-le-Duc ». Eun doare gouel a zo e batailhon koz ar Berr. Erwan ha Tadig, evel ma ra anezañ, deut da veza mignoned vras, a zo aet o-daou d'ober eun dro-vale betek eno. Leun ar straedou a ofiserien hag a soudarded en hent war-du ar park m'eo bet savet ennañ eun doare c'hoariva.

— « Sell ! letanant va c'hompagnunez, ar c'hagn lous a zo anezañ ! » eme ar Berr, deut du e zaoulagad gant ar gasoni. « Gra a gari, Erwan. Me ne saludan ket. »

Erwan en eur vont e-biou a sav e zourn d'e galotenn evel m'eo dereat ober. Tadig avat, e gorn butun start etre e zent, e zaouarn en e c'hodellou, a sell eeun ouz an ofiser. Hemañ, eur mousc'hoarz diaes war e ziweuz, a ra evel pa ne welje ket. Trei a ra zoken e benn ouz an tu all.

— « Krener daonet ! » eme ar Berr gant eur sell outañ o pellaat. « Digalon, mat nemetken da garga e vragou pa vez tomm an abadenn ha da heskina e dud pa vez aet pell ar riskl !... Tapet em eus sec'hed ouz e welout ! Deus da eva eur banne, Erwan ! »

Hag i ha mont tre en eun ostaleri.

War bantennou Torgenn ar Pebr, dindan ar glaopil, er fank tano a garg ar botou d'ober treid skour-

net d'an dud, emañ ar rejimant o krena, abaoe dek dervez bennak, gant anoued miz kerzu.

Aet eo Tadig, hag Erwan gantañ, da glucha en eun doare gedig, aozet kempenn da zerc'hel disec'h fuzeennou hir war wialennou. Abaoe arsailh ar pemzek avat n'eus implij ebet d'ezañ ken. Tano ar gwiskad douar warnañ, hogen n'eo ket kalz diogeloc'h koz-keo ar skouadenn en tu all d'ar foz. Pa grog ar ganoliadeg pemdeziek etre unnek eur ha peder eur, ez a Duchemin gant e dud e keo doun an iskevrenn, dek metr larkoc'h. Ar Berr en deus nac'het mont hag Erwan a zo chomet gantañ. Grounnet en o fallenn e tivizont a gomzou rouez. Beajou ar Berr araok ar brezel ; hiraez e wreg chomet e Bro-Saoz ; al liziri a resevont ; ar pez a raint pa zeuio ar peoc'h : sede danvez o c'haozeadennou, etre ma tremen a-us d'ezo obuziou dialanet, a glever o tarza war-dro kant pe hanter kant metr pelloc'h en draonienn. Gwasket eo kalon Erwan gant an enkrez. Avi en deus ouz Tadig a chom dalc'hmat ken dizeblant ha tra.

— « Soñj en eun dra bennak all », emezañ ouz Erwan, « hag e lakay ar spont da devel en da greiz ».

Pa zeu an noz, aet sioul an traou, e krogont er bal hag er bigell hag en hent dre ar foziou leunfank, d'an aner merket.

Kement a drouz o deus klevet gant Duchemin ma teuont eun deiz gant ar re all e teñvalijenn leiz keo an is-kevrenn. Hag eno dindan takennou hegasus an dour yen o tivera diouz ar volz, e c'hortozont an noz.

Setu pemp eur. Poent e vo dizale mont en hent. Tavet eo ar ganoliadeg. Dont a ra an daou zen d'o gedig. Sebezet-mik e chomont. Eun obuz 105 a zo kouezet a-blomm warnañ. Gant unan pounneroc'h e vije bet flastret. Hogen ne chom netra eus ar gwiskad douar ha didalet eo plench al lein. Kreñvoc'h e sach Tadig war e gornad butun.

— « Evit eur wech », emezañ en eur dufa, « en deus talvezet d'eun dra bennak d'imp senti ! »

Hag e tapont krog er binviou.



Erwan a zo bremañ arouezier ar gompagnunez. Ne wel mui Tadig nemet eur wechig an amzer. Mignoned int c'hoaz, daoust d'an tabut a zo bet savet etrezo. Gwall-flemmus eo teod ar Berr, dreist holl pa vez tommet d'e benn, hag Erwan, eun dro bennak, en deus, moarvat, feuket skiant-prenet ar baleer-bro gant e genteliou re yaouank.

Aet eo ar goañv e-biou eur pennad 'zo. Teuzet eo an erc'h. An unnekvet kompagnunez a zo skignet he c'hevrennou penn-da -benn d'eur rouedad foziou, ma reer anezañ kreñvlec'h an Oriant.

Deut eo Erwan, gant eur paper bennak, betek e skouadenn goz a zo er penn pella, evel kollet e toullou dispac'het an uhelenn. Merzout a ra ar Berr, puchet e toull dor eun arvestlec'h kanoliez alaman, douaret gant an obuziou, p'eo bet adkeme-

ret ar c'hornad war an tokarnou plat e miz kerzu. Kalotenn Tadig a zo, evel boas, diskennet war e ziouskouarn hag e gorn butun buket eeun etre e zent.

— « Petra a rez aze ? » eme Erwan en eur dostaat.

— « Eul labour hag a raio doñjer d'az kalonig, Erwan ! » eme ar vouez sklaer en eur farsal. « Gwell e ve d'it chom pelloc'h ! »

Sounna a ra bleo ar reder dindan e dokarn gant an euz. Tadig a zo, dizeblant kaer, o staga eun orjalenn ouz ufern eur pikol alaman dizouaret, ma weler e gig glas-brein dre doullou e zilhad roget.

— « An toull-mañ a zo unan a-zoare, kavadennou d'ober ennañ, Erwan gaez », eme ar Berr, « nemet e ranker tenna ar berc'henned er-maez da genta. Me eo an urzier evel a welez. Ar montrou, an arc'hant a gouez em godell. Eun hanter dousen re varo a zo bet dizouaret betek hen. Hemañ eo an hini diweza, a gredan. Da c'houde e c'hellimp furchal a-zevri. Bez dinec'h ! n'eo ket lojeiz a vanko evit ar gouskerien-mañ. Lakaet e vint da beurvreina en toullou tro-war-dro, eur gwiskad douar warno, gant o anoiou war eun tamm paper en eur voutailh c'houllo. Na trist eo da benn ! »

— « N'ouzon ket penaos e c'hellez steki da zaouarn ouz eun hevelep breinadurez », eme Erwan.

— « N'eus ket ac'hanoun, eun dimezellig eveldout, va faotr », eme ar Berr sioul. « Ne blij ket d'in lezel traou da vreina pa c'hellont ober vat d'ar re veo. N'eo tamm ebet blazet fall, gwin gwenn traonienn ar Roen — eur voutailhad am eus kavet endeo — Hag ar segalennou teo — eur voestad divoulc'h am eus dizouaret dec'h ivez — a zo par d'ar butun groz, a c'hellez kredi. »



— « Preizater ! » eme Erwan en eur c'hoarzin diaes. « Chañs vat d'it ez furchadennou, evel kustum ! Kenavo ! »

— « Kenavo, Erwan ! », eme ar Berr en eur echui da skoulma e orjalenn. « Ne ginnigan ket d'it eur stardadenn-zourn. Re vat ec'h ouzon gant petra eo lous va bizied. »

— « Ac'hanta ! » eme Erwan dihunet trumm diouz e huñvre gant freskter ar gliz noz. « Poent eo d'in mont da gaout va bern kolo. Pa soñjan evelato n'en deus bet Tadig e groaz a vrezel nemet en abeg m'emañ abaoe daou vloaz leun war an talbenn ! N'eus ket bet kavet gwelloc'h digarez evit medalenni eur c'hadour dispar. Na pet taol dispont pe ziboell en deus kaset da vat dre gaer aliesoc'h eget dre heg ! Anavezet int gant an holl nemet, evit doare, gant an ingalerien rubanou. N'eus forz ! Mont a ra Tadig kuit gant e vuhez hag e yec'hed ha n'eus talvoudusoc'h medalenn. »

# Ar Bidoniad dour

Mezeven 1918. O paouez dihuni, e tigor Erwan daoulagad souezet war c'hlazvez difinv deliaoueg koad « Caumont » a-us d'e benn. Sounnet eo e izili gant an anoued, leiz ar man tro-war-dro gant gliz ar beure. Daoulina a ra da blega e ballenn. Floc'h ar c'homandant, dek kammed pelloc'h, a zo kluchet ouz troad eun dervenn dirak eur gastelodennad kafe o tomma war eur voestad alkool kaledet. Klevout a ra Erwan c'houez ilbouedus an died. Ne deo ket evitañ. Trei a ra e benn.

Arouezerien ha rederien a zo holl dizale o klenka o harnez. Ne chomo ket pell sioul an traou dre amañ, moarvat. Gwell eo beza dare.

Pignet eo ar bataillhon er c'hoad, dec'h da noz, diouz « Giraumont », da berc'henna an dorgenn goadek araok ma teuio an tokarnou plat. N'ouzer ket lec'h piou a zo bet kemeret gantañ. Rouez an dud a zo bet gwelet o vont war adreñv, goude degouezet ar c'hompagnuneziou war an dachenn. Amañ n'eus ket da souezi. Krogad a vo bremaik, hep mar ebet.

Degaset eo bet o eil rannad-arme dirak « Compiègne » e derou ar miz. Dizale en deus ranket



mont ar rejimantou da stanka an toull digoret en talbenn gant argadenn « von Hutier ». Troadegiez ha kanoliez ar C'hallaoued er c'hornad a zo bet peuz kaset da get gant an tokarnou plat.

War lez an hent a bigne etrezek « Giraumont » n'o deus tud an arme-skoazell gwelet nemet kanoliou pounner 220 a-dreñv stlejerien-dre-dan. Ar peziou 75 ha 155 a zo bet skrapet holl gant an argadourien. Truezus ar sellou a raed ouz Erwan hag e gamaladed dre ma tremenent.

— « D'an drailh ez it paotred ! »

Heja a raent o diouskoaz bep tro. Prederietoc'h edont gant an derzienn spagnol a rae he reuz en o metou abaoe m'oant erruet dre amañ. Ha neuze, re hir amzer int bet e « Verdun » evit gallout sponta rak kornadou evel hemañ, anterin ar gwez, an tiez, an trevadou e pep lec'h ennañ.

Gant skrapadeg dichipot ar yer dre ar vourc'h, didudet en derc'hent, gant ar barrikennadou sistr chomet er c'haviou, gant ar patatez nevez el liorzou eo bet sederaet c'hoaz ar baotred. Kasaus avat e kavent an nijerezed alaman, dalc'hmat o tiskenn a-benn herr en draonienn da vindrailha ar steudadou kirri war an hentou. Arouez arne dizale.

Ha diskana o deus ranket adal antronoz, pa stagas an tokarnou plat da vorzolia ar vourc'h gant an obuziou 155 gall skrapet ganto. Marc'hadourez vat, e gwirionez !

Klask a rae ar ganoliadeg a dra sur ar bataillhon skignet e kaviou ar vourc'h, hogen suroc'h c'hoaz peziou 75 an eil rannad arme, deut da glucha, en

derc'hent abardaez, dindan an avalenned, el liorzou o c'houriza an tier. Staget o doa da harzal dioustu hag e klasked o minella. Dister oa gwarez kaviou « Giraumont » ouz seurt obuziou. Tud a zo bet lazet pe c'hloazet gant an taoliou kenta hag e teuas kemenn d'an droadeien da glask repu en hentou doun tro-war-dro, ha skampa o deus graet holl hep termal. Sellou kasoni a raent ouz an nijerezed iskis o plava a-us d'ar vourc'h. An triliou gall a oa anat dindan o eskell.

— « Mat eo kounaat » emezo an eil d'egile « ez eus bet eur parkad kirri-nij skrapet e « Fismes » eur pennad 'zo. Eun tammig kempenn d'an ardivinkou e sell d'o diforc'h diouz ar nijerezed triliou all ha setu paket ar c'henaoueien ! »

Epad eur pennad n'o deus bet fiziañs e nijer ebet hag e steuzient en toullou kerkent ha ma klevent eur c'heflusker o sourral en oabl.



Eun darzadenn vouzarus a dregern dre ar c'hoad; eun eil, eun trede. Gwez skoet a-dreuzou a gouez a-stok o c'hefiou en eur stlaka. Ne vez klevet na dilec'h na fraoñvadenn an tenn. Ar 130 aostrian eo.

— « Fresk omp amañ », a soñj Erwan, « gant eun hevelep soner ! Ret mat e vo korolli ».

Hag e tap krog e paner an dubeed. N'eus evn ebet ebarz avat, hogen pakadennou fuze a bep liou hag ar bistolenn arem d'o zenna. Mont a ra da heul



ar c'homandant, a gav d'ezañ eo poent dilenn eur c'hornig goudoroc'h eget hemañ. Ret eo gourvez pe skoacha a-dreñv d'ar gwez bep dek kammed, ken reiz e tiruilh an obuziou. Dasseni a ra dre holl keinvan ar gwez lazet ha keinvan an dud tizet. Bep gwech ma plad Erwan d'an douar, e-harz troad eur wezenn, e laka, hep nemeur a fiziañs, e baner dirak e benn evel eur skoed.

— « Peadra a ve da c'hoarzin », a soñj-heñ, « panave ez omp holl gwall heñvel ouz tud toc'hor ! »

N'hell ket koulskoude derc'hel war e c'hoarz, pa wel ar c'homandant, eur pikol den teo anezañ, o klask kuzat a-dreñv d'eur vezvenn, ugent santimetr treuz d'ezi d'ar muia.

Goude kildrei eur pennad mat, hep kavout eun haor diogel, e teuont a-benn da zirouda an dennadeg-harz ha, war lez ar c'hoad, e traoñ an diribin, e stagont d'ober, en douar bouk, gant o fal-harnez, pep unan eun toullig da c'hourvez ennañ.

Daou arouezier a zo bet kaset da gorn kleiz ar c'hoad, tri c'hant metr bennak pelloc'h, gant o leterniou. Erwan a zo chomet gant Féret, tost d'ar c'homandant, da c'hallout mont da gemenn d'an daou all petra arouezia war-du ar c'horonal mar bez ezomm.

Gant an endervez o kosaat ez habaska an traou. Echu an argadenn. Eilpennet eo bet an tokarnou plat evit doare. Den ne finv ken dre ar brouskoadou sioulaet. Evned a gan flour en deil. Arouez ar peoc'h a zo war ar bed.

War dro c'houec'h eur, chourikerez kirri en hent doun war lez ar c'hoad. Kirri skañv ar vindrailherien eo o tegas kasedou tennou, greunadennou ha bitailh. Mar ne deo ket bet kaset an tokarnou plat da sutal brulu e traonienn ar « Matz », diarvar eo e klevont eur seurt safar ha dizale e kouezo kazarc'h. War c'hed eus ar genta fraoñvadenn emañ Erwan ha Féret. Darbet eo d'ezo distaga malloziou gant ar geginerien hag o c'heusteurenn deut da strafuilha ar peoc'h dre amañ. Ne glever ket an distera tarzadenn. Sebezus eo. Sede ar fiziañs o redek er gwazied adarre. Klevout a ra pep unan bremañ galv e gof goullo abaoe an derc'hent. Dont a ra d'ezo da goun blaz sistr ha yer « Giraumont ». Na c'houek ez oant ! Deredek a ra ar soudarded a bep tu davet ar geginerien, Erwan en o mesk gant podou ha bidoniou an arouezerien. Gwin, kafe, bara, kig rostet ha patatez nevez fritet, damglouar c'hoaz, hag en-dro gant e samm. Rannet o lod d'an daou all, e korn ar c'hoad, e tistro Erwan davet Féret.

— « Petra a c'hoari ganit ? » emezañ, estonet eun tamm, d'egile, gourvezet en e doull.

Féret, yac'h er beure-mañ, a zo disliv bremasouden hag e kren evel pa 'n dije riou, ha tomm an heol koulskoude.

— « Klañv out bet en deiz all », eme Féret sioul. « Va zro a zo deut da grena an derzienn spagnol ha netra ken ».



— « Ev eur banne ! » eme neuze Erwan en eur ginnig d'ezañ an daou litrad gwin ruz a zo o lod.

— « N'hellan ket », eme egile. « Va litrad gwin a rofen evit eur bidoniad dour ».

Setu Erwan nec'het. Dour a zo, gwir eo, er gompezenn en tu all da gorn ar c'hoad. Gwelet e vez ac'hano ar bod gwez pupli a zo e-tal ar feunteun. Fall ar c'hornad, siouaz ! Alies e tenn eno kanoliou an tokarnou plat.

— « Mat ! sioul an traou », a soñj Erwan. N'hellan ket lezel ar paour kaez den-mañ da grena penn-da-benn d'an noz hep tra da eva. Deomp ! »

Hag en hent, tapet krog gantañ e bidon e gamalad. War eeun e kas ar wenodenn d'ar feunteun. Kildrei a ra Erwan, eveziek, dre ar gwinizegou stank, gant o zamouezennou o horella uheloc'h eget e benn.

— « Na kaer eo an eost er bloaz-mañ ! »

Sede ar bod pupli. Dre amañ avat eo mac'hagnet ar gwez ha dispac'het an douar ha neket gant obuziou 77 eo, evit doare. Chom a ra dour ar feunteun da boullada en toullou doun ha c'houez fall a sav diouz ar c'hlazvez saotret gant ar poultr.

War evez atao rak eur barrad obuziou dic'hortoz, e klask Erwan eul lec'h ma red c'hoaz eun tammig an dour. Stok ouz an eienenn, amañ, e seblant boull ha fresk. Leuniet eo ar bidon, hag e teu an arouezier, mall warnañ, en-dro d'ar c'hoad.

— « Dal ! Féret. Sed amañ an dour. Blazet mat eo. Tañvaet em eus. »

— « Trugarez d'it, Erwan. »

Deut eo serr-noz. Klevout a reer an aezenn o sourral e deil kizidik ar bezo hag an efl. Peoc'h dre-holl. An neb a daolfe evez piz a glevfe marteze arne dibaouez ar brezel o krozal a-gleiz pe a-zehou. Erwan ne glev ket e gwirionez. Lakaet en deus tan war e gornad butun. Mat en deus kavet e bred. C'houek eo bet ar gwin ruz d'e ziabarz. Gant an nerz hag an tommder daskoret d'e izili e tispak aesoc'h e spered e eskell e bro ar faltazi. Ledet en deus e ballenn war Féret, sammet bremañ gant eur c'housk strafuilhet.

Bep ar mare e sell Erwan ouz e amezeg. Tabut a zo bet savet etrezo meur a wech. Buanek eo egile hag Erwan a zo pennek. N'eo ket ouspenn gwall heñvel o menoziou. Erwan a zo doun warnañ levezon ar skolaj hag e levriou. Eun deiz a zeuio ma ranko anzav, avat, edo kentoc'h ar wirionez gant e gamaladed dizesk eget gantañ, luziet m'eo bet e spered gant sorc'hennou levriou diwirion. Dizeski a ranko ivez eun deiz a-benn gouzout. Henoz da vihana n'eus anezañ nemet eur soudard faez, evurus d'endevout graet, da zibenn eur gwall zervez, eur pred a-zoare, evurus da veza yac'h eur wech c'hoaz, evurus oc'h eñvori, etre ma par e sell war moged e gorn, o steuzia gwevn e peoc'h an noz, al lavarenn-mañ, lennet marteze en eul levr bennak :

« N'eus trec'h ebet par da hini ar Vuhez war an Ankou. »

# Maro evit ar Vro

10 a viz du 1918. Eun dervez sklaer ha yen a bar war harzou Bro-C'hall. Arouezerien an trede bataillon, skoachet a-dreñv eur c'harz dizeliet, a zo o tibri, hep bara, fao-munut astommet war eur voestig alkool kaledet. Eun hanter gilometr bennak ac'hano, war an hent bras, obuziou 77 a-hiniennou a vez klevet o tarza grignous. « Nemet ne skoint ket tostoc'h », a soñj ar baotred ; « eun taoldichañs e ve beza flemmet hizio, p'emañ, war a leverer, an arzao-brezel da veza sinet dizale ».

Meur a zervez 'zo ma klask ar rejimant kaout speg en tokarnou plat. Ar re-mañ, avat, a oar bale dillo evit doare. Hag e kavont an tu koulskoude da zismantra a daoliou-min kement pont a zo war an hent. An tokarnou glas a zeu e-biou n'eus forz penaos ; ar c'hirri, avat, a rank gortoz hag e vez daleet ar bitailh. N'eo ket koulskoude eur batatezenn domm bennak, kinniget a galon vat gant tud keiz ar vro, a c'hell maga baleerien dalc'hmat en hent.

Tost d'eur sizun 'zo n'o doa klevet taol kanol ebet, ken tost. Hizio, hervez kont, emañ an Alamaned o klask dalea ar rakwardou evit kaout an tu da sacha d'o heul eur strollad kanoliou pounner

skoliet, a-dreñv eur c'hoad, en eun draonienn grenegellek.

Setu an abardaez o louedi. Chourikerez kirri, c'houirinadeg kezeg er vourc'h a-dreñv o c'hein. Ar bitailh eo oc'h arruont. Dont a ra betek ar pont dismantret er prad tost ac'han, hag Erwan, gant ar c'haporal, ar bidoniou en e gerc'henn, a zilamm davetañ.

Bara, gwin ha liziri : c'houek eo d'an den pep-unan eus an traou-se pa vez bet diouer anezo eun dervez bennak. Chaok ha c'hoarz a zo en dro d'ar c'hirri. Permisionidi a zo deut warno hag e farser outo :

— « Daoust hag aon ho poa n'achufe ar brezel hepdoc'h ? »

Anaout mat a ra ar c'haporal unan anezo, Postek, eur C'hernevad eus ar c'hlas triouec'h.

— « Droch ma 'z out ! » emezañ d'e genvroad yaouank. « Gwell e ve bet d'it beza chomet d'ober eur c'housk e penn eur bern kolo en eun tu bennak ! Da gompagnunez a zo er penn kenta. »

— « Petra 'fell d'it ! » eme egile. « Deut oun gant ar re all. Pell awalc'h omp bet en hent abaoe Saint-Quentin. »

— « Chañs vat d'it, va faotr ! »

Hag e tistroont d'ar c'harz. Biskoaz n'o deus kavet kerkoulz eun tamm bara sec'h gant eur c'hartad gwin ruz.

War an dorgenn a-zehou eur strollad kanoliou 75 a gerz a-dreuz d'an douarou. Araok ma vo deut teñval an noz, e vint klevet o tarc'haoui o zaoliou a-us d'ar c'hoadou du, ahont en dremmwel.



Deut int da gousket er vourc'h tost d'an ti m'emañ bureo ar c'homandant. Da c'houec'h eur diouz ar beure int dihunet krenn gant garmadennou paotred ar pellgomzer-dre-zouar.

— « An arzao-brezel a grog da unnek eur hizio an deiz. Saveteet omp holl ! Saveteet omp ! »

— « Amzer a zo c'hoaz da veza lazet a-benn unnek eur », eme unan.

— « Serr da veg, bran zu ! Kemennet eo chom hep klask krogad nevez ebet. »

— « O neuze !... »

Aet eo pell ar c'hoant kousket diouz pep-unan. Diskenn a reont diouz ar c'hrignol er straed. Leun kouch eo a soudarded. Redet en deus ar c'helou laouen a bep tu. Kemennet e vez d'ar c'hevrennou a sav war-du al linenn genta. Hegredik e chom eun tamm an dremenidi. Urz o deus da vont betek ar geriadenn dosta war zouar Beljig.

— « Ya », a eilgerier d'ezo. « Ar re all, avat, a-benn neuze a vo aet pevar c'hilometr pelloc'h da nebeuta. Ne vo ket a grogad ! »

— « Gwell a se ! »

Hag e teu war eun taol skañvoc'h ar sac'h. N'eus na youc'h na kan gant an dud. Eul luc'hedenn seder a weler, avat, e pep lagad, eul luc'hedenn

lent eun tamm, bec'h d'ezi o kredi e ve aotre da sklaeria. Eur samm pounner a zo aet kuit diwar pep kalon. Emañ ar vuhez, digor frank adarre he divrec'h, dirak an dud keiz estlammet.

Eun nijerez alaman a fraoñv a-us d'ar vourc'h, en oabl gwennet gant tarz an deiz.

— « Daoust ha n'emañ ket ar vran loued-se o vont da zozvi warnomp eur vi brein bennak ? » eme unan. « Unnek eur a zo pell c'hoaz ! »

Kildrei a ra an nijerez eur pennad mat ha steuzia er c'houmoul... da viken.

Deut tost d'an iliz, e klev Erwan moueziou o kana. Dont a ra tre. Krog eo an oferenn-bred. Leun a dud a zo aze, re ar vourc'h ha soudarded mesk-ha-mesk. Deut int holl, zoken ar re n'int ket boas da bedi, poulzet gant eun anaoudegez divent. N'hellont ket chom hep lavarout trugarez d'an Hini a zo Tad ar Peoc'h. Pe skleur ar piledou-koar war enaou en-dro d'an aoter pe levenez flamm ar c'halonou a sked war an dremmou savet etrezek ar Groaz ? A-daol-trumm an *Te Deum* a zigor e ziouaskell nerzus dindan bolz teñval an ilizig da warezi joa kridiennus ar c'horfou saveteet ha difronkadennou sioul ar c'halonou fromet doun...

Ahont war an aoter ar Peoc'h dous ha glan a luc'h etre daouarn ar beleg, hag an holl, beuzet el laouenidigez, a stou Dirazañ.

Kompagnunez Postek he deus tizet « Robechies ».



Aet eo kuit an tokarnou plat en noz-mañ. Aotreet er deus penn-jeneral an armeou chom war al lec'hiou dalc'het p'en deus kaset kelou an arzao-brezel, hogen koronal troadegiez ar rannad-arme en deus fellet d'ezañ ez afe e dud ar pella ar gwella. Gwir en deus d'hen ober pa ne glask e nep lec'h krogad ebet. Ha pa rafe zoken !... Ne dalv an arzao-brezel nemet da unnek eur.

Is-kevrenn Postek a dle mont war gleiz betek eur c'hoadig, eur c'hilometr hanter bennak diouz ar vourc'h. Aon ebet da gaout. An Alamaned a gil, mall warno, abaoe m'o deus gallet diskolia o c'hanoliou pounner. Eur c'haporal gant pemp soudard, ma'z eo Postek unan anezo, a zeu da bucha e-touez an evlec'h war dalbenn araok ar c'hoadig hag eno e c'hortozont... ar peoc'h.

Unnek eur nemet pemp.

— « Allo, paotred ! » eme ar c'habiten d'e ganolierien, war an dorgenn e kichen « Trélon ». « Tennomp taoliou kanol diweza ar brezel ! An droadeien a zo e Robechies pe dost ac'hano. Skoomp eta eur c'hilometr hanter pelloc'h. 3.500. N'eus dre eno na ti na lochenn, na den, moarvat, och aveli e benn... Tan ! »

Peder harzadenn ha trumm goude pevar obuz o tarza war ar c'hoadig. Unan a zo kouezet stok ouz Postek. E gamaladed n'int ket gwall dizet. Heñ, avat, a zo lazet-mik.

Ankounac'haet en doa koronal troadegiez ar rannad-arme rei da anaout d'ar ganoliez e kase e soudarded en tu all d'ar vourc'h.

Antronoz, e « Robechies », Erwan hag e geneiled a zo tennet er -maez eus ar c'harrdi, m'o deus kousket ennañ, gant trouz sonerez er straed. Lazseni ar rejimant eo o c'hoari, dirak arched Postek, douget d'ar vered,

*Mourir pour la Patrie,*
*C'est le sort le plus beau,*
*Le plus digne d'envie...,*

ar ganenn-veur vrabañser-se, a zo gwall heñvel ouz latin ar barz Horatius, a skampas ken skañv diouz emgann Philippi, en eur deurel e skoed war vaez ar stourm !...

Eur vorenn rec'hus a zo stignet etre daoulagad Erwan ha sklerijenn heol klouar ar goañv...

— « Fellet en deus d'ezo », eme eur soudard koz, « drouklaza unan bennak ac'hanomp betek ar vunutenn ziweza. Sed amañ c'hoaz eur paour kaez ma vo skrivet, war e groaz prenn :

Maro evit ar Vro ! »

ABEOZEN.

# Notennou

War greski ez a bepred niver hor c'houmananterien. Evit unan kollet, dek kavet, evel ma lavarer. Gounit a reomp tachenn dreist-holl e-touez ar veleien hag ar studierien. Ouspenn se, ez eus kalz eus hor c'houmananterien goz hag o deus paeet o adkoumanant e derou ar bloaz-mañ (daoust ma c'hellent gortoz betek miz-meurz), darn anezo o kas d'imp hanter-kant lur e-lec'h tregont. « *Eun niverenn eus Gwalarn a dalvez eur bloaveziad eus ne vern pe gazetenn vreizek all* », a skriv d'imp eur beleg a vro Dreger. Ne ouzomp ket ha gwir eo, hogen seurt gourc'hemennou a ro d'imp kalon da genderc'hel start ha seder gant hon hent.

N'eus ket nemet gourc'hemennou. Diaes eo plijout d'an holl. Darn eus hol lennerien a gar kavout en o niverenn pennadou stank ha disheñvel, « buhezek » ; darn all a gav gwelloc'h d'ezo kaout eur pennad hepken, « talvoudek », a c'heller adlenn ha mirout evit an amzer-da-zont. Setu perak, diwar an niverenn a zeu, hini miz ebrel, ec'h embannimp a bep eil (nemet ret e vefe ober a-hend-all), eun niverenn « skañv » hag eun niverenn « fetis » : eun niverenn aozet e-giz *magazines* ar Saozon, hag eun niverenn aozet e-giz an niverenn-mañ.

Souezet e vez an dud pa lavaromp d'ezo n'eo ket an traou da embann a vank d'imp. Ma karfemp embann kement dournskrid hon eus en hon armel, hor bije peadra da voula e-pad meur a vloaz. Ar skridou a vez kaset d'imp, avat, ne zereont ket peurliesa, dre ma 'z int alies skrivet fall (komz a reomp amañ eus ar skritur), ha dreist-holl, kalz *re hir*.

Neb a fell d'ezañ kenlabourat da Walarn, eta, ra daolo evez :

1. Da skriva bras ha fraez (gant eur skriverez ma c'hell), war baper mat, gant liou teñval, war eun tu hepken eus ar paper, o lezel eur riblenn ledan a-gleiz, ha kalz a lec'h etre al linennou. Kement tra, ouspenn, graet da veza moulet a rank beza skrivet war eun tamm paper distag, ha n'eo ket e korf eul lizer.

2. Da aoza pennadou berr (teir pe beder fajennad Gwalarn d'an hira), pe neuze pennadou hir a-walc'h da leunia eun niverenn diouto o-unan.

Rei a reomp da c'houzout ez eo diviet kenta mouladur *Marvailhou ar Vretoned* (ne oa bet moulet nemet mil anezo). Miret eo bet ar ploummennou en ti-moulerez, en doare ma c'hellimp hep mar ober eun eil mouladur hep dale.

A bep tu e c'houlenner diganimp al levr « *Eur Breizad oc'h adkavout Breiz* ». Chomet eo al levr-se a-sac'h en hon ti-moulerez koz, e Brest, abaoe eur bloavez tost, e fazi an ti-moulerez, ha n'eo ket en hon hini. Koulskoude, embannet e vo.

## EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.
J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.
T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.
GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.
B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.
H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.
Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.
Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.
Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.
AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.
M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.
A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.
A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.
Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

## EMBANNADURIOU GWALARN

### 1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.
MARVAILHOU AR VRETONED. — 5 lur.
Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

### 1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH (Gwalarn 28). — 3 lur.

Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

